'Vel ma kàn ann ogrou ann : — ô *Salutaris*,
En pàd ann oferrenn, dindan bolz ann iliz. —

Ha brema, paotred-vad, poanerrienn kàlònek,
It, ha boulc'het ann erw : hag ar gwîniz boedek
Dindan ar falzou lemm, ar zegall hag ar c'herc'h,
Evel ar foenn er prád, a gouezò war hò lerc'h.

Al labour 've skanvoc'h goude beza pedet;
Gret sîn ar groaz, hag ît. — Brema sellet, sellet!
Oh! gwella mederrienn! — Kerc'h 'zò er park, he leiz,
Med holl vezò tròc'het a-raog divez ann deiz. —

Kaer hen defò zoudenn c'houistel ann hent c'houarn,
O tônt eùz a vrò C'hall, iudall tost d'hò dion-skouarn,
Hi na zistrofont tamm, ewit zellet, hò fenn,
Pa vont war hò labour, pa vont gant hò fedenn! —

Ha keìt ha ma chòmò gant-ez iez hò zàdò,
Keit ha ma lakafont ar feiz 'raog ar màdò,

Comme l'orgue chante l'*ò Salutaris,* — à la grand'-messe, sous la voûte de l'église. —

Et maintenant, bons gars, travailleurs courageux, — allez, entamez le sillon : et le blé nourrissant — sous vos faucilles bien aiguisées, le seigle, l'avoine, — tomberont derrière vous, comme le foin sous la faux du faucheur. —

Le travail est plus léger après la prière ; — faites le signe de la croix, et partez..... et maintenant, voyez, voyez ! — Oh ! les bons moissonneurs ! le champ est plein d'avoine, — mais tout sera coupé avant la fin du jour. —

Bientôt le sifflet du chemin de fer, — venant du côté de la France, aura beau retentir à leurs oreilles, — ils ne détourneront même pas la tête pour regarder, — quand ils seront au travail ou en prière !

Et aussi longtemps qu'ils conserveront la langue de leurs pères, — et qu'ils préféreront la Foi à la richesse, —

Ha ma pedfont 'vel-ze, beb-mintin ha beb-nôz,
'Wit ma skuillò Doue war hò foan he vennoz;

Bezet heb doan a-bed : — Ann aër rû dioûganet
Gant Marzinn, ar Barz kòz, 'hell dônt 'n em c'huibanet,
A-dreûz hon parkou ed hag hon lanneïerou',
Bruzunan hon rec'hel ha flastran hon bleùñiou;

Bikenn n'hellò boulc'han, neb-gîz, hon c'halonou,
Na moûgan hon iez kôz, hon gwerziou, hon zôniou,
Nag hon feiz en Doue, hon Aotrò, hon gwir dad;
Peb dèn en Breiz 'làro : — « *Me zò bepred Breizad !* » —

Aussi longtemps qu'ils prieront ainsi, matin et soir, — pour demander à Dieu de répandre ses bénédictions sur leur peine ; —

Soyez sans crainte : *le serpent rouge prédit — par Merlin*, le vieux Barde, peut venir en sifflant, — à travers nos champs et nos landes, — broyant nos rochers, écrasant nos fleurs ; —

Jamais il ne pourra entamer, en aucune façon, nos cœurs, — ni étouffer notre vieille langue, avec nos *gwerz* et nos *sônes*, — et notre foi en Dieu notre Seigneur, notre vrai père ; — tout homme en Breiz dira : « *Je suis toujours Breton* ! » —

# SOEZIK.

---

En mîz maè, pa vez ann heol sklezr,
Pa gàn ar voualc'h, ann alc'houeder,
E savaz Soezik mintin-mad,
Ha buhan 'wiskaz he dillad.

Koef lienn war he bleo melenn,
Bròzik marellet, lourou gwenn : —
Ha da redek dre ar parkou,
Da gutuil a beb-tû bleuniou.

Skanv ha laouenn, gloebiet he bròz,
En mesk ar ieod, gant ar glìz-nòz,
Oh ! m'ho pije gwelet Soezik !
Doue, koanta m'oa ar plac'hik !



## SOEZIK.

---

Au mois de mai, quand le soleil est clair, — quand chantent le merle et l'alouette, — se leva Soezik de bon matin, — et promptement elle s'habilla. —

Coiffe de lin sur ses cheveux blonds, — petite jupe à raies et bas blancs ; — et de courir par les champs, — pour cueillir de tous côtés des fleurs.

Légère et joyeuse, la jupe mouillée, — dans l'herbe, par la rosée, — Ah ! si vous aviez vu Soezik ! — Dieu, qu'elle était belle, la fillette ! —

Ar c'heillenn-aour, ar melvennou,
Kenkoulz hag ann evnidigou,
A darnije a uz d'he fenn,
Peb hini gant he ganaouenn.

Ma lavarent d'ez-hi : — « Deiz-mad !
» Deiz-mad, plac'hik ken skanv a droad !
» 'Wit-out eò ken kaer ar bleuniou,
» 'Wit-out e-kànomb hon zôniou ! » —

Hag ann heol-zàv, eùz he gwelet
Ken koant, ken koant, oa souezet,
Ha mezuz, me gred, eùn tammik,
O voût trec'het gant eur plac'hik ! —

Skanv ha laouenn, gloebiet he brôz,
En mesk ar ieod, gant ar glìz-nòz,
Oh ! m'hò bije gwelet Soezik !
Doue, koanta m'oa ar plac'hik ! —

---

Les mouches d'or, les papillons, — et aussi les petits oiseaux, — voltigeaient au-dessus de sa tête, — en chantant chacun sa chansonnette.

Et ils lui disaient : — « Bonjour! — bonjour, fil-
» lette au pied léger! — C'est pour toi que les fleurs
» sont si belles, — c'est pour toi que nous chantons
» nos chansons! » —

Et le soleil levant, en la voyant — si belle, si belle, était étonné, — et un peu honteux, je pense, — de se voir vaincu par une fillette! —

Légère et joyeuse, la jupe mouillée, — dans l'herbe, par la rosée, — Ah! si vous aviez vu Soezik! — Dieu qu'elle était belle, la fillette! —

---

## TINA,

### MERC'H AR MELINER.

---

Anaout a ret Tina Kerc'hoant,
Merc'h ar meliner, ar plac'h koant,
Ken braò kempennet d'ar zùliou,
A dans ken skanv er pardòniou?

Setu ar plac'hik dimèzet.
Piou a sonj dec'h a deûz-hi bet?
Neb he c'harrie 'vel he lagad,
Laouik eûz a vilinn Rozmad? —

Nann! bet a deùz eur genaouek,
Pinvidik, a gomz ar gallek, —
Ha setu rannet gant glac'har
Kalon ar meliner he c'hàr!

# TINA,

## LA FILLE DU MEUNIER.

---

Connaissez-vous Tina Kerc'hoant, — la fille du meunier, la belle fille, — si bien mise les dimanches, — et qui danse si légère aux pardons ? —

Voilà la jeune fille mariée. — Et qui pensez-vous qu'elle a épousé ? — Celui qui l'aimait comme son œil, — Laouik du moulin de Rosmad ? —

Non ! elle a eu un imbécile, — riche et parlant le français, — et voilà brisé par la douleur — le cœur du meunier qui l'aime ! —

**Laouik a zò karantezuz,**
**Eur poanier mad, eûn dèn nerzuz ;**
**Med égilé hen deùz arc'hant :**
**Setu 'n em werzet Tina goant! —**

**Laouik gomzé a garantez :**
**Egile gomzé a danvez :**
**Gant dillad kaër, arc'hant hag aour**
**E c'hònezaz ar plac'hik paour ! —**

**Ma malloz rù war ar màdou,**
**A drò pennou ar merc'hejou !**
***Gwell eò karantez leiz ann dorn,***
***'Wit aour hag arc'hant leiz ar forn !*** **(1).**



---

(1) Krenn-lavar anvezet mad en Breiz-Izell. —

Laouik est aimant, — bon travailleur, un garçon vigoureux : — mais l'autre a de l'argent : — et voilà comme Tina s'est vendue ! —

Laouik lui parlait d'amour : — l'autre lui parlait de biens : — avec de beaux habits, de l'argent et de l'or, — il a séduit la pauvre fille ! —

Ma malédiction rouge sur les richesses, — qui tournent la tête aux pauvres jeunes filles ! — *Mieux vaut de l'amour une poignée — que de l'argent et de l'or plein un four !* — (1).



---

(1) Proverbe bien connu en Basse-Bretagne. —

# DISTRO ANN NEWEZ AMZER.

Ar mintinn-ma, 'vel ma saviz,
Eùn heol ken laouenn a weliz! —
Ha me tiskenn d'am liorzik,
Skanv ha zeder ma c'halonik.

Oh! Doue, koanta da vleuniou
'N touez ar ieot-glaz hag an dèliou,
Ré a beb-liou, ha ruz ha gwenn,
Ré c'hlaz, hag iwe ré velenn!

Ma zeblante d'am daoulagad
Ewit lavaret d'in : — « Deiz-mad! »
E savent ken koantik hò fenn
Hag è c'hoarzent pa drémenenn.

## LE RETOUR DU PRINTEMPS.

---

Ce matin, quand je me levai, — je vis un soleil si joyeux ! — Et je descendis dans mon petit jardin, — le cœur léger et joyeux. —

Oh Dieu ! les belles fleurs, — dans l'herbe verte et parmi le feuillage ! — Il y en a de toutes les couleurs, de rouges, de blanches, — de bleues et aussi de jaunes. —

Il semblait à mes yeux — que, pour me dire : Bonjour ! — elles levaient si gentiment la tête, — et me souriaient quand je passais.

**Ha war beb skour oa eûn evnik,**
**O kânan enò he zònik;**
**Hag aun awell ez oa kloûar,**
**Ann oabl ken glaz uz d'ann doûar ! —**

**Klewet duhont al laouenan,**
**Hag aman eûn drask ò kânan :**
**Goude eur goanv ken didruez,**
**E kavont gwelloc'h ar vûez. —**

**Duhont enn heol, war ar c'hlazenn,**
**'Vel ma lamm ann oanigou gwenn !**
**Ha pelloc'h eûn eubeul bihan**
**A red, red, beteg koll âlan ! —**

**Mès ma c'halon, ken trist dec'h c'hoaz,**
**A gavé ken poûner he groaz,**
**Perag iwe m'eò ken laouenn,**
**Prest da gânan eur ganaouenn ! —**

Et sur chaque branche était un petit oiseau, — chantant là sa petite chanson, — et le vent était tiède, et le ciel si pur au-dessus de la terre ! —

Écoutez là-bas le roitelet — et ici une grive qui chante : — après un hiver rigoureux, — ils trouvent la vie meilleure. —

Là-bas au soleil, sur le gazon, — comme folâtrent ces petits agneaux blancs ! — et plus loin un jeune poulain — court, court à perte d'haleine. —

Mais mon cœur, si triste hier encore, — et qui trouvait sa croix si lourde, — pourquoi, lui aussi, est-il si joyeux, — et prêt à chanter une chansonnette ? —

'Vel ar prajou, 'vel ar parkou,
Ann oanik, ann evnidigou,
'Vel ann env ha 'vel ann doûar,
Ec'h ankouaz kanvou ha glac'har;

Ewit kànan : — *Alleluia*!
Ha meulodi ha *Gloria*
D'hon Zalwer a zò as-sàvet,
Ha deùt da frealzin ar bed!

Hag è teû leùn a vadèlez,
Gant-han pardoun ha karantez,
War he lerc'h ann newez-amzer,
A laka peb kalon zeder! —

---

*Kerarborn, an ùgent a viz Meurz* **1864.**

Comme les prés, comme les champs, — comme l'agneau et les petits oiseaux, — comme le ciel et comme la terre — il oublie et deuil et douleur, —

Pour chanter : *Alleluia*! — èt louange et gloire — à notre-Sauveur ressuscité, — et revenu pour consoler le monde ! —

Et il arrive plein de bonté, — apportant pardon et amour, — et à sa suite vient le printemps, — qui met la joie dans tous les cœurs ! —

---

*Keramborgn, le 20 Mars 1864.*

# ANN ITRON VARIA SANT KARÉ.

Da Varz ann Itrôn Varia Remengol,
Iann-Perz-Mari AR SKOUR.

# ANN ITRON VARIA SANT KARÉ.

War dôn - *Ar Roue Gralon* :
« Petra 'zo newez enn kear Is ? etc..... »

I.

Iannik Kerlann oa eur paotr mad,
Huël he benn, glaz he lagad,
Ruz he ziou-jod, he vleò melenn,
A gâne gè eur ganaouenn. —

Er pardòniou, leuriou-newez,
Merc'hed Plouaret, Plounevez,
Holl hen kavent ha krenv ha koant,
Hag holl hò defoa d'ez-han c'hoant. —

Allas! neb a welfe breman
Iannik paour, war he welé klân,
Treût ha dinerz ha drouk-liwet,
Allas! n'hen anavefe ket! —

# NOTRE DAME DE S[T] CARÉ.

---

Sur l'air du Roi Gralon :
« Qu'y a-t-il de nouveau dans la ville d'Is ? etc..... »

I.

Iannik Kerlan était un bon gars, — la tête haute, l'œil bleu, — les joues rouges, les cheveux blonds, — et chantant gaîment une chansonnette.

Aux pardons, aux aires-neuves, — les filles de Plouaret, de Plounévez — le trouvaient toutes et fort et beau, — et toutes aussi le recherchaient.

Hélas! celui qui verrait maintenant — le pauvre Iannik, malade sur son lit, — amaigri, affaibli et tout pâle, — hélas, ne le reconnaîtrait pas! —

## II.

Ar vàmik paour a lavaré
D'he mab, 'n deiz pardon Zant Karé : —
— « Iannik, Iannik, ma mabik kaès,
» Sav eùn tamm ha deomb é-maès :

» Sell, ma mab, sell kaeran amzer !
» 'Vel m'eò ann heol beniget sklezr !
» N' glewes ket ann evnidigou ?
» Dre-holl 'zò bleuniou er parkou ! » —

— « Ma foan a zò kèn braz, ma mamm,
» Kèn na glewan, na welan tamm,
» Sklezrigenn ann heol beniget,
» Na kèn nebeud kàn ann evned !

» Ma zonj 'zò gant Marc'haridik : —
» Marw è allas ! — Ma c'halonik
» A zò rannet gant ann ankenn,
» Ha na vezò kèn iac'h bikenn ! » —

II.

La pauvre mère disait — à son fils, — le jour du pardon de Saint Caré : — « Iannik, Iannik, mon fils » chéri, — lève-toi un peu et sortons :

» Vois, mon fils, vois le beau temps ! — Comme le » soleil béni est clair ! — N'entends-tu pas le chant » des petits oiseaux ? — partout des fleurs dans les » champs ! » —

— « Mon mal est si grand, ô ma mère, — que je » ne vois ni n'entends rien, — ni la lumière du soleil » béni, — ni le chant des petits oiseaux !

» Je ne rêve qu'à Marguérite : — Elle est morte, » hélas ! et mon pauvre cœur — est brisé de douleur, » — et ne guérira plus jamais ! » —

— « Sav, ma mabik, Doue 'zò braz,
» 'Digassò did ar iec'het c'hoaz ;
» Hiriò 'mà pardon Zant Karé,
» Ar Werc'hez az rentò pàré.

» Deomb ta da bedin ar Werc'hez,
» Leûn a c'halloud, a vadèlez,
» Hounès iac'haò da galon,
» 'Wit ann drouk da voùd braz ha dòn ! » —

III.

Ebars ann tour 'vrall ar c'hleïer : —
Nag a groaz aour, nag a vànier
A luc'h en heol, 'nij en awell,
Nag a bobl, diredet a-bell ! —

Peb-seurt bleûniou, ha ruz, ha gwenn,
Daoler dirag ar vèleïenn ; —
Ha kànou, ha bugaligou
Gwisket en gwen, 'n hò dorn goulou, —

— « Lève-toi, mon fils, Dieu est grand, — et il te don-
» nera encore la santé : — C'est aujourd'hui le pardon
» de Saint Caré, — la Sainte Vierge te guérira.

» Allons donc prier la Vierge, — pleine de pouvoir
» et de bonté, — celle-là guérira ton cœur, —
» quelque grand et profond que soit le mal ! » —

III.

Dans le clocher les cloches sont en branle : — que de croix d'or, que de bannières — brillent au soleil, voltigent au vent, — que de peuple, accouru de loin ! —

Des fleurs de toute sorte, et rouges et blanches, — sont jetées devant les prêtres : — et des chants, et des petits enfants — habillés de blanc et tenant des cierges à la main. —

Jezuz, kaera procession,
En-drò da Iliz hon Itron ! —
War lerc'h ar vamm baour hag he mab,
Gant ann daerou 'n hò daoulagad.

Hag e pedout hag e kànônt,
Hag a greiz-kalon e larônt : —
— « Mari, karget a vadèlez,
» Bezet truez ouz-imb, Gwerc'hez ! » —

IV.

Ar Werc'hez sàkr a Zant Karé
Hiriò 'vad, deùz d'ober aré !
Gwisket 'zò d'ez-hi 'zaè zei-gwenn,
Eur garlantez 'zò war he fenn.

Hag a beb-korn a Vreiz-Izell,
Ha d'eùz a dost ha d'eùz a-bell,
Ar ré glanv, ar ré mac'hagnet,
'N deiz he fardon, 'deù d'he gwelet.

Jésus, la belle procession, — autour de l'Église de Notre-Dame ! — et la pauvre mère et son fils suivent, — les larmes aux yeux.

Et ils prient et chantent, — et disent du fond du cœur : — « Marie, pleine de bonté, — ayez pitié de nous, ô Sainte Vierge ! » —

## IV.

La Sainte Vierge de Saint Caré — a fort à faire aujourd'hui encore ! — On lui a mis une robe de satin-blanc, — et sur la tête une couronne de fleurs des champs.

Et de tous les coins de Breiz-Izell, — et de près et de loin, — les malades et les infirmes, — viennent la voir, le jour de son pardon.

Holl westlont d'ez-hi kalonou
Rannet gant glac'har, pe dornou,
Pe dreid koar gwenn, holl gouliet,
Peb-hini hervez he glénved.

'Neb a westl troad pe galon goar,
A wel prestik goude, heb mar,
Iac'h he galon ha iac'h he droat,
D'ann holl e ro iec'het timat.

Kals deûas enò gant flaïou,
'Weler breman er gourennou,
Pe ò tansall bars ar pardon,
Kerkent 'teù ar vombard da zôn. —

Ar vamm 'gemer eur goulou-koar,
Gwenn 'vel ann erc'h war ann doûar,
Hag hen gwask en stumm d'eur galon,
Dirag imaj sàkr ann Itrôn.

Tous lui consacrent des cœurs — brisés de douleur, ou des mains, — ou des pieds de cire blanche, tous couverts de plaies, — chacun selon sa maladie. —

Celui qui lui consacre un pied ou un cœur de cire, — voit tôt après, sans faute, — guérir son pied ou son cœur malade, — que ce soit un enfant ou un homme déjà âgé. —

Plusieurs sont venus dans ce lieu avec des béquilles, — que l'on voit maintenant aux luttes, — ou dansant au pardon, — dès que la bombarde (1) se fait entendre. —

La mère prend un cierge de cire — blanche, comme la neige sur la terre, — et le pétrit en forme de cœur, — devant l'image de Notre-Dame.

(1) Sorte de hautbois qui accompagne le *Biniou* aux danses bretonnes.

Rei a râ 'n ez-han d'he mabik,
Hag e lavar : — « Dâlet, Iannik,
» It, da Vamm Douc hen gwestlet,
» Prest goude iac'h en em gavfet. » —

Iannik 'gemer ar galon goar,
Hen gwestl d'ar Werc'hez, hag he lâr : —
— « Gwerc'hez Vari, c'hui zò ken glan,
» Me fell din lâret dec'h ma foan : —

» 'Deiz pardon Zant Pezr e weliz,
» Dirag ar Zant, en he Iliz,
» Marc'haridik..... 'Vel ma oa kaer !
» Ha me n'oân med eur messaër ! —

» Gwerc'hez Vari, Mamm druezuz,
» Mamm da Doue holl-gallouduz,
» Nôz ha dé, keit 'vezinn er bed,
» Me vò klewet ô lavaret : —

Elle le donne à son cher fils, — et dit : « Pre-
» nez, Iannik, — allez et consacrez-le à la Mère de
» Dieu, — et tôt après vous vous trouverez guéri. » —

Iannik prend le cœur de cire, — le consacre à la Vierge, et dit : — « Vierge Marie, qui êtes si pure, —
» je veux vous dire ma peine : —

» Le jour du pardon de Saint Pierre je vis, — devant
» le saint, en son Église, — Marguérite.... comme elle
» était belle ! — et moi je n'étais qu'un pauvre pâtre ! —

» Vierge Marie, Mère de compassion, — Mère du
» Dieu tout-puissant, — nuit et jour, pendant que je
» serai dans ce monde, — on m'entendra dire : —

— » Gloar ha meûlodi d'ar Werc'hèz,
» Leûn a druez, a vadèlez;
» Kânomb holl d'ar Werc'hèz Vari : —
» Gloar, karantez ha meûlodi ! » —

V.

Ar mab hag ar vamm 'zò kousket
'N eûn ti bihan ha paour meurbet :
Setu ma teû tre 'bars ann ti
Mamm Doue, ar Werc'hez Vari.

Heb ober neb trouz ha zioulik,
'Lak he dorn war galon Iannik,
Mousc'hoarzinn 'râ iwe out-han :
Mònt 'râ kuit, goude kement-man.

Diouz ar mintinn pa dishunvaz
Ar vamm, 'oa marw he mab, allas !
Ann heol-zav a garge ann ti,
Ma zeblante c'hoarzin out-hi. —

» Gloire et louange à la Vierge, — pleine de pitié » et de bonté; — chantons tous à la Vierge Marie : — » Gloire, amour et louanges! » —

V.

Le fils et la mère sont couchés — dans une petite et pauvre chaumière : — et voilà qu'entre dans la maison — la Mère de Dieu, la Vierge Marie.

Sans faire de bruit, tout doucement, — elle pose la main sur le cœur de Iannik, — elle lui sourit aussi, — après quoi elle se retire.

Au matin, quand se réveilla — la mère, hélas! son fils était mort! — le soleil levant remplissait la chaumière, — et il paraissait lui sourire encore. —

En em strinka 'ra d'ann douar
War he daoulin, hag he lavar : —
— « Meulodi d'ar Werc'hez Vari,
» A iac'ha peb poan ha gouli !

» Gloar da Vari en peb amzer,
» Pa deûz iac'haët ma mab kèr !
» Ma mab Iannik a zò breman
» Gant èlez Doue ó kanan ! » —

※

Elle se jette à terre, — sur ses genoux et s'écrie :
— « Gloire à la Vierge Marie, — qui guérit toute
» douleur et toute plaie !

» Gloire à Marie en tout temps, — puisqu'elle a
» guéri mon cher fils ! — Mon fils Iannik est mainte-
» nant — à chanter avec les anges de Dieu ! » —

※

## MERWEL 'ZO RÉD.

---

Eùn deiz merwell a vezò réd,
Tremenn, kimiadin eûz ar bed;
Ia, holl e varwfomb, a dra zur,
Paour, pinvidik, ha foll ha fur.

Perag krèna, perag gwela,
O sonjal en deiz diweza,
O kuitàd cur bed 'wit eùn all,
'Wit unan mad unan 'zò fall? —

Ama 'ra rè dòm pé rè ièn,
Peb seurt drouk 'ra brezel d'ann dèn,
Ar c'horf 'zò brewet gant klénved,
Atao 'c'huanad ar speret.

# IL FAUT MOURIR.

Un jour il faudra mourir, — passer et faire ses adieux au monde ; — oui, nous mourrons tous, c'est certain, — le pauvre et le riche, le fou comme le sage. —

Pourquoi trembler, pourquoi pleurer, — en songeant au dernier jour, — en quittant un monde pour un autre, — pour un meilleur, un qui est mauvais ? —

Ici il fait ou trop chaud ou trop froid, — des maux de toute sorte font la guerre à l'homme, — le corps est torturé par la maladie, — et toujours l'esprit soupire. —

Hag ann dud a zò peurvian
En em debrin en em waskan,
Gwassoc'h 'wit ar bleizdi er c'hoad :
Nann ! ar bed-ma n'hen dé ket mad !

Nann, nann n'en eùz med ar ré-fall
A dlé krenan ò vont 'n eùn all,
Ha 'wit-hé heb kén ar Màrò
A vezò spontuz ha garò.

Na ouelet ket, na spontet ket,
'Wit ar Falc'her kòz da dòuet,
Tud vad, gortoët-han heb doan,
Hennès a iac'haò peb poan ! —



Et les hommes sont, pour la plupart, — à se manger et à se nuire, — pires que les loups dans les bois : — Non ! ce monde-ci n'est pas bon ! —

Non, non, il n'y a que les méchants — qui doivent trembler en le quittant pour un autre, — et pour eux seuls la Mort — sera terrible et amère. —

Ne pleurez pas, ne vous effrayez pas, — pour voir venir le vieux Faucheur, — gens de bien, attendez-le sans crainte, — car celui-là vous guérira de tout mal ! —

# ANN ABARDAEZ

## En eún Tiégez, en Hanv.

D'am mignon ann Doktor
André Bijon. —

## ANN ABARDAEZ

EN EUN TIEGEZ, EN HANV.

---

Setu ann abardaez ! ann heol 'zò vônt da guz,
Diskenn 'ra dreg ar roz, hag hen ken ruz, ken ruz !
Tòm vô aré warc'hoaz, krazan a raï ar foenn,
Ha darewi ann ed ; n'eûz ket eur goummoulenn.

Ar ier 'bign war hò c'hlud, ha setu ar vatès
O walc'hin ar gaòter : n' vò ket a batatès
Da goan, med iot-ed-dû : ar mewell Iouenn vraz
'Deû duhont, war he gein gant-han eur beac'h ieot-glaz.

— « Laouik, ìt-c'hui d'ar park, da vouit ar zaout raktal! »
Hag ar paotr zaout da vônt kerkent en em strakal
He skourjez dre ann hent, diskabel, diarc'henn,
Hag ò tremenn ar c'hoad, e kàn eur ganaouenn.

## LE SOIR

DANS UNE FERME, L'ÉTÉ.

—

Voici le soir! Le soleil va se cacher, — il descend derrière la colline, si rouge, si rouge ! — Demain encore il fera chaud, et le foin sèchera, — et le blé mûrira : il n'y a pas un nuage.

Les poules montent sur le perchoir, et voilà la servante — qui lave la chaudière : il n'y aura pas de pommes de terre — à souper, mais de la bouillie de sarrazin : le domestique Iouenn vraz — vient là-bas portant sur le dos un faix d'herbe verte. —

— « Laouik, allez vite quérir les vaches au champ ! » — Et voilà aussitôt le garçon vacher parti, en faisant claquer — son fouet sur la route, nu-tête, nu-pieds, — et en passant dans le bois il chante une chanson. —

Setu eur bagad zaoùt ò tònt d'ann traon d'ar reed,
Ha Laouik war hò lerc'h : — selaouet, me hò peed,
'Vel ma strak he skourjez, 'vel ma c'halv peb-unan
He zaoùt dre he c'hanò : — *ann dû*, *ar vriz*, *ar voan*.

— « Pe-lec'h ìt-c'hui dùzè? A-raog, a-raog, *penn-gw*
» M'hò tigassò duman! hastet ta, ar *velenn*!
» Ha te, tarò ar foeltr! me as tiskò, loen-fall,
» Da dont da enebi evel-sè ar rè-all!

» It holl d'ann dour d'al lenn! » — hag ar zaout ò vle
Laouik, gant he skourjez hag he vouez ò skrijall,
Hag ar mòc'h ò c'houlenn hò c'hoan eùz ar vàtes,
Setu 'r muzik 'glewer én drò d'eùn tiègez! —

Setu ò tònt d'ar gèr breman ar meweliènn :
Darn a zò falc'herrienn ha darn-all mederrienn,
Hag holl int skuiz meurbed : a-baoue 'r beuré-mad
E-maint dindan ann heol ò vèdin, ò falc'had. —

Voilà un troupeau de vaches qui descend en courant, — et Laouik les suit : écoutez, je vous prie, — comme il fait claquer son fouet, comme il appelle chacune — de ses vaches par son nom : la *noire*, la *mouchetée*, la *maigre*.

— « Où allez-vous par là ?.... en avant, en avant,
» la *tête blanche !* — Je vous amènerai par ici ! plus vite
» donc, la *jaune !* — Et toi, taureau du diable ! je
» t'apprendrai, méchante bête, — à contrarier ainsi
» les autres !

» Allez tous à l'eau, à l'étang ! » et les vaches beuglant, — Laouik faisant claquer son fouet et criant à haute voix, — et les pourceaux réclamant leur souper de la servante, — voilà la musique que l'on entend autour d'une ferme ! —

Voilà maintenant les domestiques qui reviennent : — les uns sont des faucheurs, les autres des moissonneurs, — et tous sont bien fatigués : depuis le matin, de bonne heure, — ils sont à moissonner ou à faucher sous le soleil. —

Neubeud kaer e laront a gomzou en pâd koan,
Neubeud komz ann hini 'vè brewet gant ar boan :
Ha koulzgoude nikun na ieïo da gousket
A-raog ar pedennou dirag ann holl làret.

Al loened 'zò 'n hò c'hraou, ann dud 'n hò gweleou,
Ha bremà na glewer neb trouz, med a wec'hou
D'eûn tréméner bennag ò c'herzall mouez ar c'hi,
Pe zôn ann estik-nòz, en derwenn, uz d'ann ti. —

Ils échangent peu de paroles pendant le repas, — il parle peu, celui qui est brisé par la peine : — et pourtant nul n'ira se coucher — avant les prières, dites en commun.

Les bestiaux sont à l'étable, les hommes sont dans leurs lits, — et maintenant on n'entend aucun bruit, si ce n'est parfois — le chien aboyant à quelque passant, — ou le rossignol de nuit, dans le chêne, au-dessus de la maison. —

# EUR ZON KLOAREK.

Da Varz Koat-ann-Noz,
Y.-M. AR IANN. —

# EUR ZON KLOAREK.

---

Pa oan ò studian er gèr a Landreger,
Ez oa digasset d'in lizer da vônt d'ar gèr,
Da vônt d'ar gèr buhan, ma karrienn gwelet c'hoas
Ma dous, ma c'harantez, Genovefa Kerloas.

Ma karrienn gwelet c'hoas, eur wech a-raog merwel,
Genovefaïk paour d'ann Env prest da nîjel.
Doue, pebeuz kezlò! pa glewiz kement-man,
Ma c'halonik 'zemplas, setu me da ouelan.

Me ò paka neuze ma levriou tri-a-tri,
Rè latinn ha gallek, ma c'haïerou studi,
Ha kerkent 'vônt en hent, en trezeg Plouaret,
Lec'h ma oa ma dous koant gant ar c'hlenved dalc'het.

## UNE CHANSON DE KLOAREC.

Quand j'étais à étudier en la ville de Tréguier, — une lettre me fut envoyée pour m'appeler à la maison, — pour m'appeler promptement à la maison, si je voulais voir encore — ma douce, mon amour Geneviève Kerloas.

Si je voulais voir une dernière fois, avant de mourir, — ma pauvre Geneviève sur le point de s'envoler au ciel. — Dieu, la terrible nouvelle ! quand je l'appris, — mon pauvre cœur défaillit, et je me mis à pleurer.

Puis je ficelai mes livres trois à trois, — livres latins et français, avec mes cahiers d'études, — et aussitôt je me mis en route vers Plouaret, — où ma douce jolie était retenue par la maladie.

Trist 'oan 'vel ar Mârò; — pebeuz da galounad !
War ann hent e ruille daerò ma daoulagad.
— « Ha penaoz goude-zê bewa war ar bed-man,
» Mar d'è marw ma Geuò, ann hinin a gàran ! » —

War-drò ann abardaez, pa oan war ann hent braz,
'N tàl chapel Sant Ervoan, me klewet sôn ar glaz!
Ma c'horf-holl a grénas neuzè, 'vel eùn delienn,
Pa c'houez ann awel-nord er faou pe en derwenn.

Ma Doue, ma Zalwer, na petra a glewan?
Ar zôn-ze a laka ma c'halon da rannan.
Mar d'eo Genovefa, ma dous koant 'zò marwet,
Me na vîn ket iwè pel-goudè war ar bed.

« —Na lavaret-c'hui dîn, plac'h iaoûank, me hò peed,
» Da biou e sôner glaz, ha piou 'zò tremenet? »
« — Genovefa Kerloas, allas ! koanta plac'hik
» 'Oa er vrò, 'zò marwet gant keùn d'he c'hloaregik! » —

J'étais triste comme la Mort ; quel crève-cœur ! — les larmes de mes yeux roulaient sur le chemin. — « Ah ! comment vivre encore dans ce monde , — si est » morte Geneviève, celle que j'aimais! » —

Vers le soir, comme j'étais sur le grand chemin, — arrivé près de la chapelle de Saint Yves, j'entendis tinter le glas ! — Tout mon corps trembla alors, comme une feuille, — quand souffle le vent du nord dans le hêtre ou le chêne.

O mon Dieu, mon Sauveur, qu'est-ce donc que j'entends? — Ce son-là me brise le cœur. — Si c'est Geneviève, ma douce jolie, qui est morte, — ah! je ne resterai pas longtemps après elle dans ce monde.

« — Dites-moi, jeune fille, je vous prie, — pour qui » l'on sonne le glas, et qui a quitté ce monde? » — « Geneviève Kerloas, hélas! la plus jolie jeune fille — qui fût » dans le pays, morte de regret de son cher Kloarec. » —

Ha ma sempliz kerkent ar gomz-zè d'ann doûar,
Beuzet bars ma daerô hag iwè ma glac'har :
Ar plac'hik ma zavas, hag a lavaras dîn : —
— « Kloarek, ioûl Doue eò, ar gwella 'vè pedin! —

» 'Vel ar steredenn gaer a luc'h en anter-nôz,
» Ema-hi en liorz Doue, er baradoz;
» Kloarek, na ouelet ket, pa varwfet en douar,
» Goulennet mônt gant-hi, dreist ann heol hag al-loar! » —

Ma klewenn ann evned bars ar gwez, uz d'am fenn,
Drè ma 's een gant ann hent, ò lavaret 'vel-henn : —
— « Kaera rozenn ez oa trò-war-drò er vrò-mâ
« A zò bet kutulliet; gant Doue 'ma bremâ! » —

Pa arruiz en toul ar porz, en Keralsi,
A weliz ar c'horf paour doûget e-maès ann ti :
War eur penn ann archet ez oa eur garlantez
A vleuniou ar-parkou, spern-gwenn, bruk ha bleûn-laès.

— A ces mots je tombai à terre, — noyé dans mes larmes et aussi dans ma douleur : — la jeune fille me releva et me dit : — « Kloarec, c'est la volonté de » Dieu, le meilleur serait de prier.

» Comme l'étoile radieuse qui brille au nord, — » elle est maintenant dans le jardin de Dieu, le para« dis; — Kloarec, ne pleurez pas, quand vous mourrez » sur cette terre, — demandez d'aller la rejoindre par » dessus le soleil et la lune! » —

Et j'entendais les oiseaux, dans les arbres, au-dessus de ma tête, — à mesure que j'avançais sur la route, qui disaient ainsi : — « La plus belle rose qui fût dans » tout le pays, — a été cueillie; elle est à présent » avec Dieu ! » —

Quand j'arrivai devant la porte de la cour, à Keralsy, — je vis qu'on sortait le pauvre cher corps de la maison : — sur un bout du cercueil était une couronne — de fleurs des champs, aubépines blanches, bruyères et primevères.

War ann hent 'gass d'ar bourk 'kànè ar véleïenn,
Ha me c'heuillè iwé dré 'r parkou penn-da-benn :
Ann daerò a strinkè stank eûz ma daoulagad,
Ann drez a diròge ma zreid ha ma dillad.

En pàd ann òferenn, pa oa 'r c'horf en iliz,
En penn ann aoter-vraz, 'wit pedi, 'taouliniz ;
En penn ann aoter-vraz ez oûn bet daoulinet,
Ha war ma dousik koant gwalc'h kalon 'meuz gouelet.

Ha pa oa en douar he c'horf paour diskennet,
Beteg ann anter-nôz war ar bez oûn chômet,
'Oûn chòmet war he bez, da bèdi, da ouelan,
Ma c'hoantaën he c'heuill ha mònt eûz ar bed-man.

Hag am eùz goulennet neuzè digant Doue
M'he gwelljenn c'hoas eur wech, 'vel pa oa en bue,
M'he gwelljenn c'hoas eur wech ha ma komzje ouzin,
Neb-zè, ô ma Jezuz, gant glac'har e varwin! —

Sur la route qui mène au bourg, chantaient les prêtres, — et moi je suivais tout du long à travers champs : — les larmes jaillissaient abondamment de mes yeux, — et les ronces déchiraient mes pieds et mes habits.

Pendant toute la messe, quand le corps fut dans l'église, — je m'agenouillai pour prier, à un bout du grand autel ; — à un bout du grand autel je me suis agenouillé, — et sur ma douce jolie j'ai pleuré, à noyer mon cœur.

Et quand son pauvre corps fut descendu en terre, — je restai sur sa tombe, jusqu'à minuit ; — je suis resté sur sa tombe, priant et pleurant, — si bien que je désirais la suivre et quitter ce monde.

Et alors j'ai demandé à Dieu — que je pusse la revoir une fois encore, comme quand elle était en vie, — que je pusse la revoir une fois encore et qu'elle me parlât, — sans quoi, ô mon Jésus, je mourrais de douleur ! —

Na pa oan ò retorn d'ar gèr eùz ar verred,
Ar marò 'n em c'halon, eur skeûd am eûz gwelet ;
A weliz eur skeûd kaer, 'vel ma saven ar ròz,
Ha drem-doztik d'ar ster, war drò ann anter-nôz.

Hag é sklérijenné 'vel ann heol beniget,
'Bars ann newez-amzer, ò para war ar bed :
Evel Genovefa 'oa gwisket holl en gwenn,
Hag e c'hoarzè ouzin, hag e laraz 'vel-henn :

— « Tawet, ma dous Kloarek, tawet, na ouelet ket,
» Me 'zo bet gant Doue lamet di-war ar bed
» Ewit hon mad hon daou, ma vefet bèleget,
» Ha bars ar baradoz ma hellfomb 'n em welet. » —

Neuzé pignas d'ann Env, ken kaer hag ar stered,
Ha ma c'halonik paour kerkent oe frealzet.
Ioul Doue da vò gret, dre-holl 'man he lagad,
Ar pez 'deû da ober, 'wit-omb 'dlè beza mad ! —

Et comme je m'en retournais chez moi, du cimetière, — la Mort dans mon cœur, je vis une apparition : — je vis une belle ombre, au moment où je gravissais la colline, — près de la rivière, vers l'heure de minuit.

Et elle éclairait comme le soleil béni, — au printemps, quand il brille sur le monde : — comme Geneviève, elle était habillée de blanc, — et elle me souriait et me parla de la sorte : —

— « Cessez, mon doux Kloarek, cessez de répandre » des larmes, — j'ai été retirée de dessus la terre par » le bon Dieu — pour notre bien à tous deux, pour » que vous soyez prêtre, — et que nous puissions » nous revoir dans le paradis! » —

Alors elle monta au ciel, belle comme les étoiles, — et mon pauvre cœur fut aussitôt consolé. — Que la volonté de Dieu soit faite, son œil est partout, — et ce qu'il fait, doit être bien fait pour nous! —

Me zò bremà Person en paròz Plouaret;
War vez Genovefa lec'h ma 'zè douaret,
Am eûz hàdet roz ruz hag iwe lili gwenn,
Hag enò am gweler aliez en pedenn.

C'houez-vad 'zò gant ar roz, kaer èz al lili gwenn,
Uz d'he bez ann estik a gàn en ivinenn;
Hag he gàn zò ken kaer ma seblant d'in, beb-nôz,
Klewet mouez ann èlez a gàn er baradòz! —

꙳

Je suis maintenant Recteur de la commune de Plouaret; — sur la tombe de Geneviève, à l'endroit où elle a été ensevelie, — j'ai semé des roses rouges et aussi des lys blancs, — et là on me voit souvent en prière.

Les roses sentent bon; les lys blancs sont beaux, — au-dessus de sa tête le rossignol chante dans l'if, — et son chant est si beau, qu'il me semble, chaque nuit, — entendre la voix des anges qui chantent dans le paradis! —

# EUZ OLL VROIOU AR BED.

Eùz holl vroìou ar bed, Breiz-Izell da genta !
Na deûz arc'hant nag aour, 'med zè na rå netra :
Enò 'ma 'r baotred vad, ar merc'hed a enor,
Ar feiz er c'halonou, ha trò-a-drò ar mòr.

Eûz holl iézou ar bed, n'en eûz ket a gåran
'Vel hini Breiz-Izell, henès eò ar c'haeran;
N'en eûz hinin er bed a ve iwé ken kòz,
A-dalek ar zav-heol, beteg ann anter-nòz.

Eûz holl blac'hed ar bed, da genta hini Breiz !
Hounès 'zò eûn tenzor a furnez hag a feiz ;
Bepred drant ha laouenn, éma en tiègez
'Vel ann heol beniget, 'skuil dré-holl levenez.

## DE TOUS LES PAYS DU MONDE.

---

De tous les pays du monde, Breiz-Izell le premier ! — Il n'a ni argent ni or, mais peu importe : — là sont les bons gars, les filles d'honneur, — la foi dans les cœurs et tout autour la mer.

De toutes les langues du monde, il n'est aucune que j'aime — comme celle de Breiz-Izell, celle-là est la plus belle ; — il n'en est aucune au monde qui soit aussi vieille, — depuis le levant jusqu'au nord.

De toutes les femmes du monde, la première est celle de Breiz ! — Celle-là est un trésor de sagesse et de foi ; — toujours vive et joyeuse, elle est dans un ménage — comme le soleil béni, qui répand partout la joie.

**Eûz holl giziou ar bed, ez è ré Breiz-Izell**
**A gâran dreist ann holl, 'r ré-zé 'vel ann awell**
**Na droont ket bemdez : ann nerz hag ar iec'het**
**A roont d'ar c'horfou, hag ar peoc'h d'ar speret.**

**Eûz holl gwerziou ar bed, ré Breiz 'zò da gentan.**
**Ha 'vel-zé pa venn trìst, 'n em lakân da gânan**
**Eur werz kòz eûz ar vrò, eur werz pe eur zonik,**
**Ha kerkent da dridal laouenn ma c'halonik ! —**

**Eûz holl vroiou ar bed, Breiz-Izell da genta !**
**Na deûz arc'hant nag aour, med zè na râ netra;**
**Enò 'ma 'r baotred vad, ar merc'hed a enor,**
**Ar feiz er c'halonou, ha trò-a-drò ar mòr ! —**

De toutes les coutumes du monde, c'est celles de Breiz-Izell — que j'aime par dessus toutes. Celles-là, comme le vent, — ne changent pas chaque jour : la force et la santé — elles donnent aux corps, et la paix à l'esprit.

De toutes les poésies du monde, les premières sont celles de Breiz. — Aussi, quand je suis triste, je me mets à chanter — un vieux *gwerz* du pays, un *gwerz* ou un *sône*, — et aussitôt mon cœur tressaille de joie ! —

De tous les pays du monde, Breiz-Izell le premier ! — Il n'a ni argent, ni or, mais peu importe : — là sont les bons gars, les filles d'honneur, — la foi dans les cœurs et tout autour la mer. —

## WAR AR MAÈS.

Em c'hoanzé war ar ieot, dindan eur gistinenn,
Tost d'eur c'hleuz gòloët a vleûn balan mèlenn,
E sellenn a beb-eil ann oabl hag ann douar.....
Rag ann heol ez oa sklezr, hag ann awell klouar.

Ma lavarenn 'vel-henn : — « Brava ma 'z è bewan
» War ar maès, en mîz Maë ! — Dré-holl 'weler breman,
» Er c'hoajou, er prajou, dèliou glaz ha bleûniou,
» Ha dré-holl 'zò c'houez-vad, er parkou, en hentchou.

» Ar gonkou, ar gûdon hag ar voualc'h beg-mélenn
» A gân a beb-tu d'in ; — beteg a uz d'am fenn
» 'Zò eur pinsinn bihan, ken koantik, ken zéder !....
» Velma sav bet' ann oabl mouez skiltr ann alc'houeder !

# A LA CAMPAGNE.

---

Assis sur l'herbe, à l'ombre d'un châtaignier, — près d'un fossé couvert de genêts aux fleurs jaunes, — je regardais tour-à-tour le ciel et la terre.... — le soleil était clair et le vent tiède. —

Et je me disais : « Qu'il fait beau vivre — à la cam-
» pagne, au mois de mai ! partout l'on voit à présent,
» — dans les bois, dans les prés, des feuilles vertes et
» des fleurs, — partout des parfums, dans les champs
» et les chemins.

» Le coucou, le ramier et le merle au bec jaune —
» chantent de tous côtés; au-dessus de ma tête même —
» est un petit pinson, si gentil et si joyeux !.... —
» Comme s'élève vers le ciel le chant aigu de l'alouette !

» Dù-hont, pell, e klewan, bars ar prad, ò vlejall
» Eùn tàrò, ha pelloc'h, eur marc'h ò c'hoùrinall.....
» Med a bé-lec'h è teû kement-man a c'houez-vad ?
» N'eò ket ar boûd burlu 'zò azé eûz ma zroad.

» Nann, pa dröan ma fenn, e welan dû-hont, pell,
» Er park, eur boûd spern-gwenn : a-c'hané ann awell
» Dîgass ar c'houez ama. — Setu en Plouaret
» Eur vadèziant ò soon ! — Klèzier ma brò, zònet;

» Sònet, ha gret d'anaout da beb-hinin er vrò
» Ez zò eùn èlik gwenn war hon douar distrò ! —
» Ar c'hlézier 'zoon laouenn, — med ar bûgel a ouèl.
» Lavar, petra eò did gouela 'vel-zè, bugel ?

» Da dad 'zò ken laouenn, hag ann deiz 'zò ken kaer !
» Penn-da-benn war da hent estik hag alc'houeder
» A gàné ken koantik ! — Er c'harz hag er parkou,
» Ez oa kân, ha c'houez-vad dré-holl gant ar bleûniou.

» Là-bas, au loin, j'entends mugir dans la prairie
» — un taureau, et plus loin encore un cheval hennir...
» — Mais d'où vient tant de bonne odeur? — ce n'est
» pas du buisson de digitales qui est là à mes pieds.

» Non, quand je détourne la tête, je vois là-bas,
» au loin, — dans le champ, un buisson d'aubépine
» blanche : de là le vent — apporte le parfum jusqu'à
» moi..... Voilà qu'à Plouaret — sonne un baptême !
» Cloches de mon pays, sonnez ; —

» Sonnez, et faites connaître à chacun dans le pays,
» qu'un petit ange blanc est de retour sur notre terre !
» — les cloches sonnent gaîment, —mais l'enfant pleure.
» — Dis, pourquoi pleures-tu de la sorte, enfant ? —

» Ton père est si joyeux, et le temps est si beau !
» — Tout le long du chemin le rossignol et l'alouette —
» chantaient si bien sur ton passsage ! Dans la haie,
» dans les champs, — ce n'était que chants et fleurs
» qui parfumaient !

» Ha keùn as bé, mabik, da voûd deût war ar bed ?—
» Ar bugel na làr gèr, nemed goucla bepred :
» Hag ar c'hlézier a zoon, hag ar bèlek a gàn :
» *Te Deum laudamus*!.... d'en abed na rà vân !

» Petra ta 'zò kiriek ma oueler ò c'henell ?
» Ma oueler er vuhez, ma oueler ò verwell ?
» Bugelik, lavar d'in, te hen goar, martezé :
» Oh ! lavar, bugelik, petra eò kement-zé.

» Martezé.... » Med pelec'h ia 'r marc'h penn-follet mau,
He voué-holl en awell, hag he lost reud gant-han ? —
Redek 'rà, gourinall, savet gant-han hé benn,
He zaoulagad 'lugern, ken ruz ha diou c'hlaouenn !

Setu-han dreist ar c'hleuz làmet 'bars ar park-braz !
Enò 'zò eur gazek iaoûank war ar ieot glaz..... —
En traon ar prad, dù-hont, en touez ar guern, klewet
'Vel 'kàn ann durzunel, drem-dostik d'ann dour-reed. —

» Regretterais-tu donc, petit enfant, d'être venu
» dans ce monde?..... — L'enfant ne dit mot, mais il
» pleure toujours : — et les cloches sonnent, et le
» prêtre chante : — *Te Deum laudamus* !... et personne
» ne s'inquiète des pleurs de l'enfant! —

» Et pourquoi donc pleure-t-on en naissant? —
» pourquoi pleure-t-on dans la vie, pourquoi pleure-
» t-on en mourant? — Petit enfant, dis-moi, toi tu le
» sais peut-être : — oh! dis-moi, mon enfant, ce que
» cela signifie? —

» Peut-être..... » Mais où donc va ce cheval affolé? — Toute sa crinière est au vent, et sa queue est roide. — Il court, il hennit, la tête haute, — et ses yeux brillent comme deux charbons enflammés! —

Voilà qu'il saute, par-dessus la clôture, dans la grande prairie! — Là est une jeune jument sur l'herbe verte!.... — Au bas de la prairie, là-bas, parmi les aulnes, écoutez — comme chante la tourterelle, près de l'eau courante! —

Med ann heol a diskenn duhont adrég ar ròz,
Klézier ar C'hoz-Varc'had 'glewan 'soon ar glaz-nòz,
Piarrik ar paotr-saout a dastum hé loëned,
'N em strakall he skourjez; d'ar gèr eò koulz mònet. —

Setu 'vel 'trémenan ma deweziou aman; —
Eul levr ganin 'n em dorn, — med heb sellet en-han;
Ez ian eùz park en park, eùz faouenn da derwenn,
Pé 'n kreiz ar ieot huël, ar bleùniou uz d'am fenn! —

*Kerarborn, Ewenn* 1863.

Mais le soleil descend là-bas, derrière la colline; — les cloches du Vieux-Marché sonnent le glas du soir, — Piarrik, le vacher, rassemble ses bêtes, — tout en claquant du fouet; il est temps de rentrer. —

Voilà comme je passe mes journées ici. — Un livre à la main, mais sans y regarder, — je vais de champ en champ, d'un hêtre à un chêne, — ou je m'étends dans les hautes herbes, les fleurs au-dessus de la tête. —

*Keramborgne*, *Juin* 1863.

## YVONA KERIZELL.

---

En Kerizell 'zò eur plac'hik,
He c'hanò Môna, pe Mônik :
Er vrò na gavfet ket he far;
A greiz ma c'halon me he c'hâr.

N'en eûz ket er bed a gomziou,
Bars en neb iez, nag a zònìou,
Ewit làret, herve ma c'hoant,
Pègement ez é fur ha koant.

Kaeroc'h é 'wit ann heol, pa bâr,
Euz ar mintinn war ann doûar,
Ha freskoc'h iwé 'wit ar ròz,
Pa ve gloebiet gant ar glìz-nòz.

## YVONNE KERIZELL.

---

A Kerizell est une jeune fille, — dont le nom est Môna ou Mônik : — vous ne trouveriez pas sa pareille dans le pays : — je l'aime du fond de mon cœur. —

Il n'est pas au monde de paroles, — en aucune langue, ni de chansons, — pour dire, comme je le voudrais, — combien elle est et sage et jolie. —

Elle est plus belle que le soleil, quand il brille, — au matin, sur la terre, — et plus fraiche aussi que la rose, — quand elle est humide de la rosée du soir ! —

He c'horf zò ken mistr ha ken moan !
Ha 'vel al lili ez é glan ;
Ken bihan, ken skanv eo he zroad,
Ken lemm ha ken glaz he lagad !

Henvel ez é eûz eûn oanik,
A lamm en kichenn he vamik,
Da vîz maë, en touez ar bleûniou
Hag ar radenn, 'bars ar prajou.

He bleò a zò hîr ha melenn,
Hag he c'halonik ken laouenn !
He zâl a zô eûn hanter loar ;
D'ann Èlez, me gred, ez é c'hoar.

He zell 'zò tôm ha birvidik,
He mouez 'vel hinin ann estik,
Pa gân, en nòz, kichenn he neiz,
Er gwez huël, en koajou Breiz.

Son corps est si dégagé et si mince! — comme le lys elle est pure : — son pied est si petit et si léger! — son œil si vif et si bleu ! —

Elle ressemble à un petit agneau — folâtrant auprès de sa mère, — au mois de mai, parmi les fleurs — et les fougères, dans les prés.

Ses cheveux sont longs et blonds, — et son petit cœur est si joyeux! — Son front ressemble à une demi-lune; — je crois qu'elle est la sœur des Anges. —

Son regard est chaud et pétillant, — sa voix ressemble à celle du rossignol, — quand il chante, la nuit, près de son nid, — sur les arbres élevés, dans les bois de Breiz. —

He diou-jòd a zò ruz ha gwenn,
He muzellou, diou gérézenn,
Ken fresk, ken koantik ha ken flour,
Ma teû en hon génò ann dour !

He dennt a zò 'vel eur bagad
Oanigou gwenn ébars ar prad,
Ha gant ec'h halan 'zò c'houez-vad,
'Vel ar gwezvoud, pe 'r spern, er c'hoad.

Oh ! brawa ma 'z é da welet,
D'ar zûliou, pa ve kempennet,
Eur c'hoef dantelez war he fenn,
Eur groazik arc'hant 'n he c'herc'henn !

Bròz mezer, botou rubanet,
Hag eûn davanjer marellet,
Ha hi ken zard, ken skanv a droad,
Ken sklezr ha ken lemm he lagad !

Ses joues sont rouges et blanches ; — ses lèvres sont deux cerises, — si fraîches, si jolies et si luisantes, — qu'elles nous mettent l'eau à la bouche ! —

Ses dents ressemblent à un troupeau — de petits agneaux blancs, dans un pré, — et son haleine parfume, — comme le chèvre-feuille ou l'aubépine au bois. —

Oh ! qu'elle est belle à voir, — les dimanches, quand elle a fait toilette, — une coiffe de dentelles sur la tête, — et une petite croix d'argent au cou ! —

Jupe de drap, souliers à rubans, — avec un tablier à raies, — et si souriante, si légère dans sa démarche, — l'œil si clair et si vif ! —

**Nann, en holl barrojou en drò,**
**N'hen eûz ket eùn all bars ar vrò,**
**Ken koant ha ken fur ha Mônik,**
**Mônik Kerizell, ma dousik.**

**Setu me ugent vloaz hoalet;**
**Da vloaz e tennin d'ar billet;**
**Oh! ra blijò gant ma Doue**
**Na vin ket zoudart d'ar Roue!**

**Ar Person kòz hon badezas,**
**Neuzé 'vad hon eureujò c'hoas,**
**Dirag Doué hag ar Werc'hez,**
**Ha Zennt hon brò hag ann Èlez! —**

Non, dans toutes les paroisses d'alentour, — il n'en est pas une autre, dans tout le pays, — aussi jolie et aussi sage que Mônik, — Mônik Kerizell, ma douce! —

Me voilà âgé de vingt ans; — l'an prochain je tire au sort : — oh! s'il plaisait à Dieu — que je ne sois pas soldat du roi! —

Le vieux curé qui nous baptisa, — alors, certes, nous mariera encore, — devant Dieu et la Vierge, — devant les Saints de notre pays et les Anges! —

❦

